WIKIPEDIA

# Kastell Kronborg

**Kastell Kronborg** a zo ur c'hastell e Danmark, e-kichen kêr Helsingör, war enez Sjælland, a-dal da aod Sveden. Lakaet e oa bet war roll savadurioù Glad an denelezh, gant UNESCO, e 2000[1].



Kastell Kronborg

Eus mare an Azginivelezh eo ar c'hastell-se, pa oa bet savet adalek 1574. Ur plas a bouez en deus bet en istor broioù Skandinavia, etre ar XVIvet hag ar XVIIIvet kantved[1]. Asambles gant kreñvlec'h Helsingborg[2], e Sveden, en tu all d'ar mor, e roe an tu da gontrollañ an tremen dre strizh-mor an Øresund da vont d'ar Mor Baltel.

Un arouez istorel eo c'hoazh evit tud Danmark. Ha brudet eo ivez evel kastell ar roue en drajedienn *Hamlet*, skrivet gant William Shakespeare.[1]Anvet eo *"Elsinore"* er pezh-c'hoari, diwar an anv *Helsingör*. C'hoariet e oa bet *Hamlet* e kastell Kronborg e 1816, da verkañ 200vet bloavezh marv ar skrivagner. Hag adc'hoariet eo bet eno meur a wech abaoe.

## Notennoù

1. *Kastell Kronborg (http://whc.unesco.org/fr/list/696)*, lec'hienn UNESCO (galleg pe saozneg).
2. Ne chom anezhañ nemet un tour, tour Kärnan